WIKIPEDIA

# Hindeg



En ruz, broioù an hindegourien.

Ur yezh indez-ariek eo an **hindeg** pe **hindi**[1] (हिन्दी; RLVK: *hindī*) komzet gant tro-dro da 500 milion a dud e norzh ha kreiz India dreist-holl met ivez e meur a vro all dre ar bed a-bezh, da skouer e Fidji, Moris, Guyana, Surinam, Trinidad ha Tobago hag en Emiradoù Arabek Unanet.

Yezh kentañ 180 milion a dud en India ec'h eo an hindeg, hag ouzhpenn-se e vez implijet eno evel eil yezh gant 300 milion a dud all.

Goude ar sinaeg ec'h eo an hindeg asambles gant an ourdoueg an eil yezh muiañ komzet er bed-holl e-keñver an niver a dud a ra ganti.

Gant ar saozneg ec'h eo an hindeg unan eus div yezh ofisiel pennañ India.

Tost-tre eo an hindeg d'an ourdoueg ha kentoc'h evit yezhoù disheñvel penn-da-benn e vez komz alies a-walc'h eus rannyezhoù eus an hevelep yezh ma reer hindoustaneg anezhi.

Evit ober an diforc'h etre an daou doare-yezh pe div yezh hindeg hag ourdoueg ec'h eo ret goût e vez skrivet an hindeg gant ar skritur devanagari evel ar sañskriteg keit ha ma vez implijet al lizherenneg arabek evit skrivañ an ourdoueg evel ma vez graet gant ar perseg.

Dre vras e c'heller lâret emañ liammet tamm-pe-damm o-div ouzh bep ur relijion hag ur vammenn sevenadurel da heul: an hindeg gant an hindouegezh hag ar sañskriteg, ma'z eo bet levezonet e c'heriaoueg gantañ, keit ha m'eo bet levezonet hini an ourdoueg gant ar perseg ha drezañ gant an arabeg diwar levezon an islam.

Meur a rannyezh ez eus hervez al lec'h, ha degemeret eo bet ar kadiboleg (*khadiboli* pe *sarhindi*) evel yezh unvan er skolioù.

Evit lod ez eus yezhoù all ken tost ouzh an hindeg ma vefe gwelloc'h ober *rannyezhoù* oute kentoc'h evit yezhoù ha tabutet zo bet ivez en un doare kriz hag-eñ ez eo ar pandjabeg, ar bihareg, ar maitileg, ar bodjpoureg hag ar magadeg yezhoù en o-unan pe rannyezhoù hindek.

Skrivet e vez gant ar skritur devanagari

| **Hindeg (*Hindī, हिन्दी*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | India |
| Rannved : | Azia ar C'hreisteiz |
| Komzet gant : | 480 000 000 |
| Renkadur : | 2 |
| Familh-yezh : | Yezhoù Indezeuropek |
| | Yezhoù Indez-Iranek<br>Yezhoù Indez-Aryek<br>**Hindeg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | India |
| Akademiezh : | Central Hindi Directorate (https://en.wikipedia.org/wiki/Central_Hindi_Directorate) |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | hi |

| | |
|---|---|
| ISO 639-2 | hin |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | HIN (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=hin) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

# Notennoù

1. Termofis (http://www.brezhoneg.bzh/87-termofis.htm), bank roadennoù Termbret, e load Ofis publik ar brezhoneg. [Sellet ennañ d’ar 26.04.2017.] Geriadur brezhoneg An Here (2001), pennger «hindi» (p. 623b).

# Gwelet ivez

- Roll yezhoù ofisiel India
- Devanagari
- Kadiboleg
- Ourdoueg
- Hindoustaneg

# Liammoù diavaez

- Yezhadur berr an hindeg (http://www.it-c.dk/people/pfw/hindi/)
- *Ethnologue* (http://www.ethnologue.org/show_language.asp?code=HND)
- Lec'hienn diwar-benn an hindeg (http://www.cs.colostate.edu/~malaiya/hindilinks.html)
- Skridoù hag ur geriadur hindeg (http://sanskrit.gde.to/hindi)
- Deskiñ lenn ha skrivañ hindeg (http://www.ukindia.com/zhin001.htm)
- Geriadur hindeg (http://www.wordanywhere.com)